# AUTROU
# LOCHRIST AN IZEDVET,



Bezit songh eus ar Vretonet.

---

E MONTROULEZ,
E ty LÉDAN, e traon ru ar Vur.



# CANTIC
## LOCHRIST AN IZELVET.



Var ton neve *Quadri.*

DRE c'hraç Autron Doue an Tad,
Hac inspiration an Æl-mad,
Hac ar zicour eus ar Verc'hez,
E carfen compos ur verz nevez.

Abalamour d'eur Plac santel
A so ebars en Breiz Izel;
Mar qerit donet d'e guelet,
N'o pezo qet amzer gollet.

En escopti cös a Leon
Eus ur plaç a zevotion,
E Guinevez, mac'h ententet,
Ebars Lochrist an Izelvet.

Guechal en amzer ancien
E Lochrist e voa ur funteun,



uini a voa darempret
bep bro gant pelerinet.

Mes, mar ententit, Bretonet,
:'h a voa da vont d'e guelet,
: ma re ur miracl bemde
dour demeus ar feunteun-se.

In ur laouer ven so eno,
;uêret Autrou Christ ato,
aqet an dud affijet,
it an dour anezi goalc'het.

)eus ar feuteun-se cundue
gorzen gaer hac a dole
dour en ur zaill, p'er c'herc'het,
it henor bras en asistet.

iant ur bêleg guisqet èn gnen,
sacr, ar stol en e guerc'hen,
rê bemde da asistàn
:lc'hi el laouer an dud clàn.

a, dious renq un den bemde
: laqet el laouer-se :
dre c'hrac ar C'hrist beniguet
e recevent ar yec'het.

'e qet fablou eo an dra-màn,
virionez a lavaràn :
nent a vije affijet
Jochrist a gave yec'het.

Jafin kær a voe carguet

Hac en dro dezi assuret
A lojennou d'an afflijet
A bep bro teu pelerinet.

Ha monet tud eus ar c'hontre
Timat da c'holo'r feuteun-se,
Gant aon na zeuje ar guernez
Er vro hac er c'harter ivez.

An Autrou Christ a bermetas
Gôlo e feunteun dre e c'hraç
Dindan an douar en Ilis,
Elêc'h ma er peder bemdeiz.

Abâoue e zeo ranfermet,
Gant cals a dud bet dilezet :
Gouscoude e zeo ur plaç santel,
Mar deus certen e Breiz-Izel.

En nl laouer ven so eno,
E zeus grêt calz a dud salo :
O pedi ar Christ beniguet,
Soulajamant a zo bepret.

Pa viot en affliction,
Deut da Lochrist a vir galon ;
Eno so remejou excelant
D'an dud languis hac impotant.

Evit beza bet dilezet
Gant cals eus a belerinet,
E zeo hi an anciena
Eus plaçou santel ar vro-mâ.

Evit compren ar miraclou
› grêt, hac a rêr c'hoas ato,
'o lavaret ha d'o scrifa
r mis antier ne deo netra

Mes c'hoûi, Autrou Christ biniguet,
oit sclêrijen d'am speret,
a zisclêrya d'ar Vretonet
arn ar miraclou oc'h eus grêt.

Commanç a rân d'o recita,
ant grac ar Verc'hes Varia,
a va Æl-mad am inspiro,
lar plich, gant-oc'h dont d'o zelao.

E Lochrist un amzer zo bet,
n ozac'h a voa aplacet,
ac e bried a vir galon
roe d'ar paour aluzon.

Gouscoude un devez a voa,
la carfac'h entent an dra-mâ,
r paour o clasq an alusen.
n dra horrubl eo da gompren.

En em gavas e ti an dud-mâ,
› clasq un dra evit beva,
balamour da Zoue e c'houlen,
lac evit e vuez asten.

Peguement charitabl ma voant,
r vreg neuze voe arrogant
›us ar paour-qès-se a c'houlen

En han' Doue an aluzen.

Emon guel bresset, emezi,
Oc'h oza boued da dud va zi;
Ur vech al me ho soulajò,
Evit bremân it eu ho tro.

Ar paour-qès evit qementse
Ato bepret a c'houlenne :
Roit din un tam boued, emezàn,
Rae c'hoant debri ameus bremàn.

Guell bel so ne meus tam debret,
Va c'halon so a gos serret :
En han' Doue va soulajet,
Pe e varvin amàn assuret.

Ar vreg a lavaras dezàn,
Gant ur goler an horruplàn :
It eus va dor, pe m'o casso,
Hac ar c'hi bras me zistago.

Antre a eure e coler,
Distaga'r c'hi e bêr amzer;
Mes ua ras droue ebet dezà,
Ne ras qen nemet e c'huessa.

Setu ar paour o c'huanada,
Hac e galon o fatiea,
O velet an ingrateri,
Ne gave den d'e soulaji.

Dious dôr an ti e partias,
Dirac an nor bors e varyas;

on gui a voa en e guichen,
dra horrupl eo da gompren.

Gant ar c'hi a voa distaguet
all a voa en em gavet,
c a chomas d'e cherissa,
p touch e nep feçon ounta.

Pa deuas tud an ty d'o boued,
; ha yaouanq voent estonet
velet an den-se maro,
p christen ganet var e dro.

Dirac an nôr horz voa chomet
rf an den paour-se decedet.
c an daou gui en e guichen,
exempl bras eo da gompren.

Pa glêvas ar vreg an dra-se;
oucle bac e teplore ;
as! me so cos, emezi,
s ar malheur hac an annui.

Ar c'hi bras a meus distaguet,
c ennes en deus-en lazet,
alamour ma c'houlenne
tam boued en hano Doue.

Dont a ras tud d'e visita,
c'hout petra voa êruet ganta;
nep feçon ne voa blesset,
st goude voe sebeliet.

Ar vreg o sonjal amandi

He fot, hep donet na melconi,
A roas évit e liena,
Rochet, lincel da vont gantâ.

O clêvet ur malheur qer bras,
Calz a dud en em rassamblas,
Evit guêlet e entêri,
Gant calz a c'hlac'har hac anui.

Da Guinevez e voe casset
Da entêri gant peb respet;
Hi a bêas ar vêleyen
D'ober servich ganta ha peden.

Pa voa ar vreg er gnêr rentet,
Var e dol e deveus cavet
Hac he arc'hant hac e dillat,
Da gôves e zeas timat.

Bêleg ebet n'e absolve,
Da Rom e ranqas mont neuse,
Da gaout ar Pab da gôves gantâ
He léc'hejou ep nac'h netra.

Ar hinijen a acceptas,
Ha dious he zud e c'houlennas
Goude-se da vont da vale:
Va fried, na zalein morse.

He fried a laras dezi:
Me a yêlo qerqent ha c'houi;
Mar da unan e zimp bon daou,
Ne meus qet damant da vadou.

Jr mab e devoa o tena ;
c a ambrassas da guenta,
c e merc'h ena goude-se :
ieu, emezi, va bugale.

Setu int o daou o partia,
cass gante un doublen vara ;
voant êt pell eus ac'hane,
d en hent a êruas gante.

Ar vreg neuze o lavaret
rac an dud-se d'e fried :
arc'hant ho poa din roet
r an dol er guær zo chommet.

Va fried paour, it davito,
plac-mâ me o teporto.
ntî a cnre prontamant,
ont d'ar guêr da vit an arc'hant.

Evel ma voant dispartiet,
vreg a yas en hent bepret,
pa retornas er plac-se,
a êt e bried ac'hane.

Hac en comanç da hirvoudi,
youela ba da zeplori,
nt an auqen a voa guell vras,
ar guêr neuse e tistroas.

Goude voenj pemp bla varnugent
p cu em velet e nep hent,
ic ep biscoas clêvet hano

An eil eus eguile anezo.

O veza na glêve hano
Eus e bried nae e c'hêlo,
Gant an amzer e temezas,
Un eil pried a eureujas.

Allas! m'en divije gouezet,
E voa beo e guenta pried,
N'en devoa qet grêt an dra-se;
Glac'har aoüalc'h en doe goude.

Ar vreg e Rom pa êruas,
Dirae ar Pab en em strinqas,
Da c'houlen outàn pinijen,
Hac eus e fec'het absolven.

Ar Pab a ordrenas e c'has,
Evit he fot gant un hast vras,
Ebars e cambr ar biuigen,
Ma laqet ar goel bec'herien.

Ha rey eno dezi neuze
Bara ha dour evit tri de,
Ha lin evit dont da neza
Epad tri deiz, ep eana.

Bras eo madelez un Doue;
Un amzer e voe er gampr-se
Ep eaout nep memor anezi,
Ma sonjont voa maro enni.

Pa voe digoret varnezi,
Voa o neza yac'h ha disourci;

a voe tennet eus ar gampr-se;
›solvet gant ar Pab neuze.

Goude un den côs a gavas :
umblamant outi a c'houlennas :
belec'h e teuit na ma zit,
ı mignonez? din livirit.

Biscoas me n'o quelis amàn :
houi n'en doc'h qet eus ar vro-màn;
uzoc'h, den mad, ne nac'hìn qet,
Vreiz-Izel oun assuret,
us a Lochrist an Izelvet,
no emedi va fried.

Va fried ha va hngale
meus-me gred glac'har deze,
us o beza abandonet,
e gred e carfent va guelet.

M'ar doc'h contant, me an den-se,
a vonet d'o guelet ive,
bars nemeur, gant graç Done,
c'h êrufot en ho contre.

Ho pried hac ho pngale,
oudeu e velot aneze,
lac ec'h alfot o c'honsoli
n o glac'har hac o annui.

Pa êrufot en Izelvet,
n ti'n Autron Christ beniguet;
rit va gourc'hemennou dezàn;
la lavarit da Grist er c'haràn;

Me co ar c'halvez en deus grêt
E imach pa zeo bet formet.

Ur voalen venn am eus amân
Hac a roin deoc'h breman ;
Ho pried hac ho pugale,
Souden e'vélot aneze,

Qerzat a ras qen excelant,
Ma teuas d'e bro prontamant ;
E ti he zud en em rentas,
Ar voalen venn e c'hunduas.

Pa êruas e ti he fried,
E c'houlennas beza loget
Gant respet hac hu nilite;
Christen gauet n'he anaye.

Greg an ti a voa arogânt,
Hac a respontas prontamant:
Evit amàn ne lojfot qet,
It-u alesse pa guerfet.

He fried er guêr ne voa qet,
Hac he bugale o clêvet
O man baour o c'houlen loja
Ouz o lesvam qeu humbl ha tra.

Gant truez outi e voe lojet
Gant he bugale assuret,
Ia, en despet d'al lesvam-ze,
Repuet mat e voe gante.

Ar vreg paour-ze pa voe antreet

he zi e tal he fried,
ul laouer ven ec'h azeas,
osi enni a c'houlennas.

.e merc'h dre ma teue ha ma ze;
breur bêleg a lavare :
t ar vreg-màn oun estonet,
guelân e meus poan speret.

ıac ar vam e deus hor ganet
c'houi ha me, va breur bêleg,
avân outi énvel mad,
ıent e tom outi va goad.

medo eno dirac an nor,
mab a deu d'e c'haout gant henor;
ıt respet bac humilite
rogas en he vam neuse.

a dal an tan e voe casset
t he merc'h hac he mab bêleg,
voe laqet da azea
olaç he mab e unan gantâ.

le merc'h dey neuze a vouelc'has
zreid gant humilite vras;
pa velas he gar merqet,
avaras d'he breur bêleg :

'a c'halon a lar din bepret
ar vreg-màn he deus hor ganet;
gar zo ive cleizennet,
l gar va mam assuret.

Ar bêleg ne re sêblant ebet,
Qen a voe o c'hoan preparet :
Mes nenze e roas e voüed,
D'ar vam he devoa er ganet.

E lesvam o veza fachet,
He deus lavaret d'ar bêleg :
Ne rac'h qet dìn-me qement a stad,
Na qenebeut e rac'h d'o tad.

Hep en em facha ar bêleg
A eure e zever bepret :
Ma commandas d'e c'hoar neuze
Caouet soign mad eus ar vreg-se.

Digassit dillat, emezàn,
Va c'hoar, evit rei d'ar vreg-màn
Da chench, ma zayo da gousqet,
Em guele e vezo laqet.

Rac evit feteis ne gousqàn,
En orêson en em laqàn,
Ma vezo bolonte Doue
Ma cunduin erfat va bue.

E c'hoar he devoa ur joa vras,
D'e armel ractal e qerzas
Da deuna un habit d'e mam,
Hac nn invis voa nevez flàm.

Pa voe ar vreg-se habillet,
Ha dillat propr dezi guisqet,
E lavaras e c'hoar d'e breur :

Homàn eo hor mam a dra sur.

Ar bêleg a respont dezi :
Me sonch dìn ive coulz ha c'hui ;
Mes qemeromp paciantet,
Gant an amzer e vo gouczet.

En guele he mah e reposas,
Homào so nr garantez vras
Etre ar yam hac ar vugale,
Abars finissa o boe!

P'oa'n ozac'h er guær êroet,
E laras dezàn e eil bried :
Ur mab bêleg oc'h eus amàn,
Hac a rêy fin vat, a gredàn.

Ur vreg a zo amàn lojet
Gant ho merc'h hac ho mab bêleg,
En deus en e vele laqet ;
Ma n'am c'hredit, it da velet.

An ozac'h paour vel ma clêvas,
En coler er gambr e pignas ;
P'en doe guelet ar virione,
E c'houlen ous e vab neuse.

Lavarit dìn, va mah bêleg,
Petra eo eta a zonjet ;
Ne gavàn qet mad an dra-màn
Deoc'h-u na d'ho seurt a gredàn.

Epad ma voe eo orêson,
Ha ma teu da douch e galon :

Tavit-ŭ, va zad, emezàn,
Abalamour da Zque er gràn.

Lĭst va lesvam da lavaret,
Ar pez a garo da brezec :
Nep a loj a vezo lojet;
Ober erfat ato so dleet.

Setu an den-se consolet
O clêvet comz e vab bêleg :
Buan ous traon e tisqennas,
Ha droug ebet ne lavaras.

Antronos vintin pa zavas
Ar vreg paour-se, gant un hast vras
A yas da zivisqa be dillat,
Da rêi d'e merc'h a galon vad.

Ar bêleg d'e c'hoar a laras :
En abondanç och eus dillad,
Lezel a allit ar re-se
Gant ar vreg paour-s'en han' Doue.

He merc'h e devoe calon vad,
Qercoulz hac ar bêleg he mab,
Hac a laras d'he mam neuse :
Miret a allit an dillat-se.

Setu och o zrugarecât,
Ha goulen neuze ouz he mab
Hac en vije e vadeles
Laqat en deis-se e c'hoves.

Ia; emezàn, me ray se,

M'am be pouvoar me rae ive;
Pa deuy'r vêleyen d'an Ilis,
Me laqay certen ho côves.

Ho côves ha communia,
Ha goude' tijunfot amâ,
O c'hortos an oferen bret,
Em oferen neve ec'h asisfet.

Ia, emei, asista a rin,
Oc'h ofern neve a glêvin;
Mes communia na rin qet,
N'o po oc'h ofern celebret.

Reir e vec'h var yun, emezân;
Marteze goude e vec'h elân;
Communiet ha dijunnet,
Hir vo an ofiç assuret.

Ne rin an eil nac eguile,
C'houi a fell din am c'hommunife,
Goude m'o pezo celebret,
Mar plich ganêc'h, oc'h ofern bred.

Var ze e zeont d'an Ilis,
He mab a laqas e c'hôves,
Ma lavaras piou voa neuze
D'ar bêleg-se he c'hôvesse.

Ar c'hôvessour a voe secret,
Ar vreg-se ne zisclêrias qet
N'en doa he mab oferennet,
Hac hi gantàn communiet.

O veza ganti côvesset,
Ha gant he mab communiet,
En orêson en em laqas,
Ha d'an Autrou Christ e laras:

Gourc'hemennou oc'h eus, emei,
Digant unan dreist pepini,
C'honi, Autrou Christ beniguet,
Mar plich ganeoc'h va c'hlêvet.

Digant un den cos a bel bro,
En deus commandet din, Autrou,
Lavaret deoc'h en ho carre
Ar c'halve pini oc'h eure.

An drede guech ma lavaras,
An Autrou Christ a iuclinas
E benn d'e beultrin assuret,
Hac abaoue e zeo chommet.

Evit trugarecat ar vreg-se,
E ras an Autrou Christ an dra-se,
Ha disqeus d'an oll dre e c'hraç
E voa ar vreg-se sântel bras.

Ha pa voa he mab disqennet
Demeus an Auter beniguet,
Er sacristiri ec'h antreas,
Da zivisqa en em laqas.

Pa voa ous en em zivisqa,
Ar c'hôvessour a lar dezâ:
Ar vreg oc'h eus communiet

o ar vam he deus ho canet.

Din-me e deus-i lavaret,
Ies deoc'h-u n'el lavarje qet,
Dement o quele chagrinet
C'houi hac ho c'hoar assuret.

Gant un anqen hac ur joa vras,
Da gavet e vam e teuas,
A voa oc'h ober orêson
D'an Autrou C'hrist a vir galon.

Evit merq an doublen vara
A voa bet êt gant ar vreg-mâ,
E voa ganti lod anezâ,
Hep beza loed, qer fresq ha tra.

En he dorn e voa ur billet,
Den ne alle e guemeret;
Mes pa deuas he mab bêleg,
En tennas dale ebet.

Er billet-se e voa scrifet
He buez antier het a het;
Pa lennas he mab anezàn,
Ec'h estone an oll gantàn.

Allas! va mam baour, emezàn,
Ignorant voan a guement-màn;
N'ouien qet voa c'houi assuret
Ar vam e deveus va ganet.

Gant carantez ha glac'har bras,
E varvjont o daou var ar plaç;

O zud var al lec'h ne dont qet,
Ar c'hêlou dezo voe casset.

Edont o prepari o boued
Hac an traou all a voa dleet,
Evit rei d'an dud da leina,
Pa glêvjont oll ar c'hêlou-mâ.

He merc'h en istant ma clêvas,
Hac he fried tont a lezas
Qement a voa en abandon,
Gant glac'har bras en o c'halon.

Pa edont o vont d'an ilis,
E varvjont o daou assambles
En creis an hent dirac an oll,
Mac'h estone ar bed en oll.

Ous o guelet er memes de
O vervel var o pevare:
An tad, ar vam, ar vugale,
Homàn so anqen gouscoude.

Prest goude voent sebeliet,
Evit ma vijent entêret;
Da Guinivez e voent casset
Gant peb henor ha peb respet.

Tri anezo eno a chomas
Da entêri gant respet vras;
An ozac'h hac e vab' bêleg,
Hac ar verc'h a voa entêret.

Mes ar c'hat m'oa ar vam garet,

›a êruas gant ar vêret,
Al loened crenn a zistroas,
Den o arrêti ne allas.

Ma laras an dud a ilis
O lezel da vont en o divis,
Elec'h ma plije gant Doue
E vije entêret ar vreg-se.

Pa edont tost da borz ar vêret
Ebars Lochrist an Izelvet,
Al loened crenn a arêtas,
Hac ar c'har eno en o flaç.

Tennet e voe ar c'horf neuse
Eus ar c'har ep dificulte,
Hac an dud voa oc'h asista
En ilis a zoug aneżâ.

Ebars en ilis pa antreas,
An Autrou Christ a zisqeuzas
Ar plaç ma vije entêret
Gant e viz d'an asistantet.

Eno he c'horf voe entêret
Gant pep henor ha pep respet
En ti'n Autrou Christ beniguet,
Dindan e dreid e voe laqet.

Da ben nombr blaveziou goude
E voe digoret ar bez-se,
Hac e cavjont an archet enna
Qer yac'h evel m'oa da guenta.

An archet neuze voe tennet
Eus ar bez ep caont drouc ebet,
Hac abaoue e zeo chomet
E ti'n Autrou Christ benîguet.

Nep a glêvo an histor-mâ,
Oc'h eus clêvet da recita,
Zo crissoc'h eguet an tigret,
Ma na vez o c'halon touchet.

Pa zay'n dud paour da dal ho tor,
Respontit dezo gant enor,
Balamour d'an Autrou-Doue,
Memprou Jesus eo ar re-se.

Roit a galon an aluzen,
Ha dalc'hit mad d'an oferen,
D'an œuvrou mad, d'ar pedennou,
Ha Jesus ho racompanço.

Evît conclui ha finissàn,
A greis va c'halon ho pedàn
Da zont oll gant devotion
Da di'n Autrou christ d'ar pardon.

Eno certen eus religou
Eus ar re gaera so er vro,
A so precius bras meurbet:
Diou vech ar bloa vezont douguet.

Da Bont-Christ o c'hasser qenta,
Da di an Itron Varia,
Deis gouel ar Maë ma ententet,

Ia da vouel Christ vezont douguet.

Rac-se eta ne vanqit qet,
Deut da Lochrist an Izelvet,
Vit gonit an induljançou
Ar bêvar a vis Guengolo.

Neuze ma ar solanite
Hac ar pardon bras er plaç-se;
Roet eo deomp da bedi Jesus,
Ma vezo ouzomp truezus.

FIN.

